

BUEZ AN AOTROU

# S^T. GUILLERM,

Duc a Guienne, Comt a Boitiers, ha Patron ar Benitantet.

*Var ton Guerz ar Gernez.*

V A' zicourit, ô Speret Glan ;
Da ziscleria da beb unan
Ar vuez ha conversion
Eus a Zant Guillerm va faeron.

Pa zeuer da gonsideri



Ar gommançamant anezi ;
N'en deus den na ve estonet
O sonjal penaos voe senchet.

An dra-mâ voe eur miracl bras
Da eun den na rê qen a gas
Demeus a bap nag a roue ,
Voe grêt servicher da Zoue.

Mab voa eun Duc eus a Franç ;
En devoa meurbet a chevanç ,
Qement aon en doa rag e goll ,
Ma el leze ato en e roll.

Yapuanq voa pa varvas e dad ;
Ha neuze en em roas timat
Dar cheriou mad , dan debochou ;
Dar vordel ha dan tavarniou

Qer cruel voa ha qen estranch

Ne zeue den en e brezanç,
A dal ma vize en e goler,
Na ranne o fen dre an anter.

Qer bras oa evel eur geant,
Ha cruel evel eun tyrant,
Traitour memes d'e vignonet,
Den en e c'her ne fizie qet.

E creiz eur solemnite vras
Pried e vreur a ravissas;
Tri bloas e jouissas anezi,
Goude e zaolas ermeas e di.

A houarn ato voa armet;
Na roue, na prinç na zouje qet;
Laqât an dud d'en em laza
A voa tremen amzer deza.

Ha dre arrach ha dre valis

E persecutas an Iliz,
Ma renqas ar pab dont e Franç
Evit tec'hel rag e buissanç.

Eleac'h Innoçant, Anaclet
A laqas heb mar ebet
Da bab dre e otorite,
Dre e c'hallout ha cruote.

Discleriet voe da heretiq,
Discleriet voe da schismatiq,
Gant ar pab voe excumunuget.
Ermeas an Iliz voe taolet.

En eur goler ec'h antreas,
Hag an escob a chasseas,
Ha confisqa e oll vadou
Da laqat en e denzoriou.

Da glaq e laqat en hent mat,

Sant Bernard a gerzas timat,
D'e gaout, d'e gonvertissa,
Mæs e laza a fellas dezâ.

Anfin, gant Doue inspiret,
Ar zant a yas da gemeret
Ar Zacramant eus an Aoter,
Ha d'e zougen dre zroug amzer.

Ar zant gantâ ar Zacramant
A deuas da rancontr an tyrant,
Hag a gomzas en eur fæçon,
Ne voe qet nebeut e eston.

Ar c'homzou-mân a lavaras:
Te zo goassoc'h evit Judas;
Persecuteur out d'an Iliz,
Diaboliq ê da valis.

Ar pab en deus da zupliet,

Ha ni oll hon eus da bedet,
Ha n'on eus obtenet netra:
Evit Jesus gra'ta un dra.

Etre va daouarn e talc'han
An hini a varno ar hed-man,
An hini a zo da Zoue,
Da Dad, da Zalver, da Roue.

An hini en deus da brenet
Gant ar goat en deveut scuillet,
Ha da gondaono evit mat,
A zo dirag da zaoulagad.

Avis ha te er refuzo;
Rag evidout ezeo maro:
Deus prest eta a vir galon;
Deus da c'houlen ounta pardon.

Neuze souden; dre viracl bras;

Voar e faç dan douar e couezas,
Ha qen terrub vóe e estlam,
Ma coeze ato a nevez flam.

Anfin, pardon a c'houlennas,
Hag hor Zalver er pardonas;
Voar e zaoulin en em laqas,
Hemàn zo eur chenchamant vras.

Qent voa eul leon arrajet,
Ha bremàn ezeo douç meurbet;
Dirag Doue ezeo eun oan,
Hag exempl mat da beb unan.

Va Doue, emezàn, ho pet truez
Me ho ped dre ho madelez,
O pet truez ous eur paour qæz,
En deus oc'h offancet alies.

Na antreint qet e jujamant;

Pe collet oun assuramant.
N'en deus den qei santel er bed,
Mar qirit na vezo daonet.

Rezolvet oun bete ar mare
Da obar pinijen garo,
Demeus va buez debordet
Ha va fec'hejou commetet.

Mont a ras da gaout eun ermit,
Eun den zantel hag a verit,
En dispozas d'an absolven,
Hag a roas dezàn pinijen.

An hermit dezàn a lavaras :
Grêt oc'h eus tri seurt pec'het bras,
Teir sort pinijen a zo ret
Mar fell deoc'h beza pardonet.

Madou an Iliz oc'h eus laëret,

Ho c'hoar-gaër oc'h eus violet;
Ha laza hep truez ebet,
Ande ar re-màn tri fec'het!

Evit ar pez oc'h eus laëret;
Oc'h ol madou prest a rofet
D'ar paour, hag a bedo Jesus
Ma vezo ouzoc'h truezus:

Evit ho c'hoar zo violet;
Eur rochet rust prest a zougfet
Bremàn hag oll het ho puez,
Ha yun bemde a reot ive.

Evit ar muntrou oc'h eus grêt;
Eun dillat houarn a guisqfet,
Var ho croc'hen noas a zougfet;
Ha bete ar maro a zalc'het.

Ouspen ezoc'h scumunuget;

Aviziou evel eur serpant,
Hag evel eul leon e furi,
E 'rê seblant d'e zevori.

Cannet voe gantàn qer cruel;
Ma voe darbet dezàn mervel;
Ar Verc'hez en eur douch ountàn
A eure salo anezàn.

Qen admirabl voa e vuez
Ma teue ar bobl hag an ælez
D'e zervicha ha d'e velet,
D'e bedi ha d'e zarempred.

Ar rouanez hag ar brincet
A zigasse heb mar ebet
Da gaout da bedi Jesus
Ma vize outo truezus.

Sant Guillerm, dre e exempl mad,

A oblijas cals da guitat,
Da guitat bombançou ar bed,
Ha d'en em renta ermitet.

Sant Guillerm gant e bedennou
A rê cals eus a viraclou;
E zorn a voa eur guir remed
Da vellât a bep seurt clénvet.

E Chatillon e hostizez
A deuas da goll he buez;
Sant Guillerm he ressuscitas,
Ande amàn eur miracl bras?

Lamp ar Zacramant an iliz,
Satan e zorras dre valiç,
An oll heol d'an douar a scuillas,
An tan dre arrach a lazas.

Ar Zant en eur bedi Doue,

A zeuas da laqât adare,
Al lamp en eur pez, hag an tan
A alumas anezàn e unan.

Hag ouspen profet voa ive,
Alies d'an dud e lavare
Ober guir binijen abret,
De otramant e voant collet.

Da eun doctor e lavaras:
Va den, grit prest pinijen vras,
Ebars eun heur ezoc'h maro,
Pedit Doue, hastit affo.

Er fin pa voa cos meurbet,
E teuas dezàn eur c'hlénvet,
E avertisset gant eun æl,
A zantas e voa poent mervel.

Dirag ar zent ha sentezet,

Etre daouarn Salver ar bed
E teuas da renta e ene
Ha da bignat gantâ en ên.

Pep cant bloas zo pe var an dro,
Abas eo Sant Guillerm maro;
Gant ar pab voe canonizet, (1)
E renq ar zent e voe leqêt.

E Malevel (2), eur gær a Franç,
E ma e gorf en assuranç,
Ema e vez hag e iliz,
Hag eno er peder bemdeis.

Ar plaç ma zeo bet enterret,
Cant eur bobl bras zo freqantet,
Abalamour d'ar burzudou
A ra eno bemdeis c'houlou.

(1) Ar Pab Celestiu II en deus-én canonizet, en amzer ma voa Roue e Franç Louis VII a hano.

(2) Ar gær-ze a zo e Bourgogn.

An dud dall o deus ar guelet,
Hag an dud bouzar ar c'hlevet,
An dud impotant ar c'herzet,
Hag an dud clàn o deus yec'het

Bref, den tout n'en da d'e di
Na deu ar Zant d'e gonsoli,
Ha da bedi Salver ar bed
Da accordi dezàn e reqet.

Guir Batron ar Benitantét
Truez ouzomp-ni qemeret;
En han Doue evidomp pedit,
Ma vimp salvet dre ho merit.

FIN.




E MONTROULEZ, e ti LEDAN, e ru a rVur.

Hac e vijen-me en em fachet?
Senti d'an urz me a ranqe.
Tud mechant a-rê scouarn calet
Oc'h va daelou, va c'hlêmou-me,
Hac e c'hoarzet, e voapaet,
O lavaret : Yvonic?.... n'antàn qet!
Adieu va C'hleuz alaouret,
Va Zour dantelezet.

En despet dìn-me, er rejimant,
En exerciç, Yvonic paour!
N'em boa na gout naĉ ententamant
D'anaout james *droit, demi-tour;*
Hac e tròen evel ma sonjen,
Dre ma tròen, gant anqen e clasqen
Güelet va C'hleuz alaouret,
Va Zour dantelezet.

Diouc'h ar gamel tam ne brofiten;
Treud, qen a guezen eus va za,
O vont varlerc'h ar c'horf, me chomme
Bep cant pas d'en em discuisa,
Hac e voelen, dre ma sonjen
Marteze qen birviqen ne veljen
Sivoas! va C'hleuz alaouret,
Va Zour dantelezet!

» D'ar paotr-mâ n'eus nemet ur remed,
(Eme'n doctor) : ur c'hònje mad;
» Guelit-én.... etrezec ar vêred



» E qerz ar c'heaz paour timad. »
Ha great e voe var ar guer-ze,
» Dal da gonje ; qea d'ar guear alesse,
» Da gaout da Gleuz alaouret,
» Da Dour dantelezet. »

O va brô gueaz ! ô brô beniguet !
Cetu me distro en ho creiz !!!....
Ha vezo da viqen milliguet
Ar re am chasse deus va Breiz !
O va zad paour ! ô va mam guez !
O Jantonic ! va anter-tieguez !
Gloar d'hor C'hleuziou alaouret,
D'hon Tour dantelezet !

Bremâ cetu me em tieguez,
Gant Jantonic, va greguic coant ;
Ur vreguic douç, leun a vadelez,
A ra peb tra bervez va c'hoant.
Beza hor bo bugaligou
A vezo coantic evel æligou.
O va C'hleuziou alaouret !
O Tour dantelezet !

Hac én zo boneur pâr d'am hini ?....
Nan, m'en assur, a dra certen :
Ne meus mui aoun deus an enemi,
Ha n'ém bezo tanfoueltr biqen.
Neus general, na carporal
A ell guelet eveldôn-me ractal

E persecutas an Iliz,
Ma renqas ar pab dont e Franç
Evit tec'hel rag e buissanç.

Eleac'h Innoçant, Anaclet
A laqas heb mar ebet
Da bab dre e otorite,
Dre e c'hallout ha cruote.

Discleriet voe da heretiq,
Discleriet voe da schismatiq,
Gant ar pab voe excumunuget.
Ermeas an Iliz voe taolet.

En eur goler ec'h antreas,
Hag an escob a chasseas,
Ha confisqa e oll vadou
Da laqat en e denzoriou.

Da glaq e laqat en hent mat,

Sant Bernard a gerzas timat;
D'e gaout, d'e gonvertissa,
Mæs e laza a fellas dezâ.

Anfin, gant Doue inspiret;
Ar zant a yas da gemeret
Ar Zacramant eus an Aoter;
Ha d'e zougen dre zroug amzer;

Ar zant gantâ ar Zacramant
A deuas da rancontr an tyrant;
Hag a gomzas en eur fæçon,
Ne voe qet nebeut e eston.

Ar c'homzou-mân a lavaras:
Te zo goassoc'h evit Judas;
Persecuteur out d'an Iliz,
Diaboliq ê da valis.

Ar pab en deus da zupliet,

Ha ni oll hon eus da bedet,
Ha n'on eus obtenet netra :
Evit Jesus gra'ta un dra.

Etre va daouarn e talc'han
An hini a varno ar hed-man,
An hini a zo da Zoue,
Da Dad, da Zalver, da Roue.

An hini en deus da brenet
Gant ar goat en deveut scuillet,
Ha da gondaono evit mat,
A zo dirag da zaoulagad.

Avis ha te er refuzo,
Rag evidout ezeo maro :
Deus prest eta a vir galon,
Deus da c'houlen gounta pardon.

Neuze souden, dre viracl bras,

Voar e faç dan douar e couezas,
Ha qen terrub voe e estlam,
Ma coeze ato a nevez flam.

Anfin, pardon a c'houlennas,
Hag hor Zalver er pardonas;
Voar e zaoulin en em laqas,
Hemàn zo eur chenchamant vras.

Qent voa eul leon arrajet,
Ha bremàn ezeo douç meurbet;
Dirag Doue ezeo eun oan,
Hag exempl mat da beb unan.

Va Doue, emezàn, ho pet truez
Me ho ped dre ho madelez,
O pet truez ous eur paour qæz,
En deus oc'h offancet alies.

Na autreint qet e jujamant;

Pe collet oun assuramant.
N'en deus den qei santel er bed,
Mar qirit na vezo daonet.

Rezolvet oun bete ar mare
Da obar pinijen garo,
Demeus va buez debordet
Ha va fec'hejou commetet.

Mont a ras da gaout eun ermit,
Eun den zantel hag a verit,
En dispozas d'an absolven,
Hag a roas dezàn pinijen.

An hermit dezàn a lavaras :
Grêt oc'h eus tri seurt pec'het bras,
Teir sort pinijen a zo ret
M ar fell deoc'h beza pardonet.

Madou an Iliz oc'h eus laëret;

Ho c'hoar-gaër oc'h eus violet,
Ha laza hep truez ebet,
Ande ar re-màn tri fec'het!

Evit ar pez oc'h eus laëret,
Oc'h ol madou prest a rofet
D'ar paour, hag a bedo Jesus
Ma vezo ouzoc'h truezus:

Evit ho c'hoar zo violet;
Eur rochet rust prest a zougfet
Bremàn hag oll het ho puez,
Ha yùn bemde a reot ive.

Evit ar muntrou oc'h eus grêt;
Eun dillat houarn a guisqfet,
Var ho croc'hen noas a zougfet;
Ha bete ar maro a zalc'het.

Ouspen ezoc'h scumunuget,

Rag-se prest da Rom e ze et
Da c'houlen pardon ouz ar pab,
Recevet e vezoc'h evel e vab.

E Rom evel ma c'hantreas,
Da dreid ar pab en em daolas;
Aben teir guech voa refuzet,
Hag ar pab n'er pardone qet.

Er fin ar pab gant truez bras
Da Jerusalem er c'hassas,
Hag eno e voe absolvet
Eus e oll caziou rezervet.

En eun toul moger voa nao bloas
Oc'h ober eur binijen vras,
Var ar men qaled e cousqe;
Dour ha bara a gemerre.

Clasqet voe gant an dud eus e dî

O clasq sonjal e zistrei ;
Pa ne allent e rezolvi ,
O deus sonjet e anlevi.

E dre o fæçon e quitas ,
Ha d'an dezert prest e tec'has,
Hag eno hep beza troublet ,
Ec'h eure pinijen galet.

Ar plaç-se qent a voa carget
A loenet gouez ha serpantet ,
Mæs abaoue ma c'hantreas
Nicun anezo ne flachas.

Sur eun horrol bras oa clêvet
An drous a rê an drouc-speret,
Lies bemdez oc'h e sponta ,
O clasq dont a ben aneza.

Avizion evel eur plac'h coant,

Aviziou evel eur serpant,
Hag evel eul leon e furi,
E 'rê seblant d'e zevori.

Cannet voe gantàn qer cruel,
Ma voe darbet dezàn mervel;
Ar Verc'hez en eur douch ountàn
A eure salo anezàn.

Qen admirabl voa e vuez
Ma teue ar bobl hag an ælez
D'e zervicha ha d'e velet,
D'e bedi ha d'e zarempred.

Ar rouanez hag ar brincet
A zigasse heb mar ebet
Da gaout da bedi Jesus
Ma vize outo truezus.

Sant Guillerm, dre e exempl mad,

A oblijas cals da guitat,
Da guitat bombançou ar bed,
Ha d'en em renta ermitet.

Sant Guillerm gant e bedennou
A rê cals eus a viraclou;
E zorn a voa eur guir remed
Da vellât a bep seurt clénvet.

E Chatillon e hostizez
A deuas da goll he buez;
Sant Guillerm he ressuscitas,
Ande amàn eur miracl bras?

Lamp ar Zacramant an iliz;
Satan e zorras dre valiç,
An oll heol d'an douar a scuillas,
An tan dre arrach a lazas.

Ar Zant en eur bedi Doue,

A zeuas da laqât adare,
Al lamp en eur pez, hag an tan
A alumas anezàn e unan.

Hag ouspen profet voa ive;
Alies d'an dud e lavare
Ober guir binijen abret;
De otramant e voant collet.

Da eun doctor e lavaras:
Va den, grit prest pinijen vras;
Ebars eun heur ezoc'h maro,
Pedit Doue, hastit affo.

Er fin pa voa cos meurbet;
E teuas dezàn eur c'hlénvet,
E avertisset gant eun æl,
A zantas e voa poent mervel.

Dirag ar zent ha sentezet,

Etre daouarn Salver ar bed
E teuas da renta e ene
Ha da bignat gantâ en ên.

---

Pep cant bloas zo pe var an dro,
Abas eo Sant Guillerm maro;
Gant ar pab voe canonizet, (1)
E renq ar zent e voe leqêt.

---

E Malevel (3), eur gær a Franç,
E ma e gorf en assuranç,
Ema e vez hag e iliz,
Hag eno er peder bemdeis.

---

Ar plaç ma zeo bet enterret,
Cant eur bobl bras zo freqantet,
Abalamour d'ar burzudou
A ra eno bemdeis c'houlou.

---

(1) Ar Pab Celestiu II en deus-én canonizet, en amzer ma voa Roue e Franç Louis VII a hano.

(2) Ar gær-ze a zo e Bourgogn.

An dud dall o deus ar guelet;
Hag an dud bouzar ar c'hlevet,
An dud impotant ar c'herzet,
Hag an dud clàn o deus yec'het.

Bref, den tout n'en da d'e di
Na deu ar Zant d'e gonsoli,
Ha da bedi Salver ar bed
Da accordi dezàn e reqet.

Guir Batron ar Benitantét
Truez ouzomp-ni qemeret;
En han Doue evidomp pedit,
Ma vimp salvet dre ho merit.

FIN.

E MONTROULEZ, e ti LEDAN, e ru a rVur.

